**Gwalarn**
Niv. 74
11-vet Bloavez
GENVER 1935




GWALARN
A GAS
E WELLA HETOU
A VLOAVEZ MAT
D'E LENNERIEN

Oberou all gant D.K. Kongar
(e gwerz e ti « Gwalarn »)



# DIRAK HENT AL LEVENEZ

gant

**D. K. KONGAR**

TAOLENN



# FEUNTEUN SAKR

Tostik-tost ouz an hent, e gwasked an haleg,
Eun eienenn a zo, anavezet ganin.
He dour a strink en eur grogen maen-sklent
Hag ac'hano er feunteun ma red « martoloded »
'Vel nadoziou mibin an dour,
Nadoziou o trei hag o tistrei,
Bleniet gant eun dourn divuzul
Da wriat an danvez divevenn,
— Gwri, ha tro, ha trouc'h —
A-us d'it eun evn a-wechou a richan,
Ha d'ar beure an holl evned a-gevret
Holl e tiskennont davedout, hag ennout
E soubont o fluñv, — prim,
Ma skrijont
Ha ma luc'h warno perlezennou dour
Ouz ar sklerijenn a gouez a-builh.

Piou 'n deus kavet e oas mat da zistana
Ar poaniou a ziwaske an dud ?
Piou 'n deus kizellet evidout ar feunteun-se,
Kelc'hiet gant he moger ledan,
Seiz maen bern-war-vern
Hag unnek war an hed a zo ?
Piou 'n deus kavet evidout eur goudor evelse,
Ouz diribin an hent, e gwasked an haleg,
Teir beol d'an dour a strink a-douez ar skilt,
Tri melezour d'ar bed,

Tri melezour d'ar santez a warez ac'hanout ?
Hennez 'oa eun den, eun den eus an amzer-hont
Ma taved pri e venoziou da sevel eur palez
D'an Doue a ouezas lakaat en hor c'hreiz
Eur galon
Da dridal, da garout, da ranna.
Eul lodenn evidomp, eul lodenn 'vit an holl,
Eul lodenn 'vit ar bed tro ha tro.
Ha kement-se holl, 'vel eur prof war balv an dourn
D'an Doue a ouezas lakaat en hor c'hreiz
Ar galon-se.
Hennez 'oa eun den
A veize, a boanie, a glemme, a stourme
Hag a gomprene.

A-wechou e teu davedout, santez ar feunteun,
Eur paourig war vale.
Dirazout e tibun eur bedennig, ec'h ev eul lonkad dour,
An dour a zistan ar c'halonou dizec'het.
Hag etre da zivrec'h e laka
Eur groazig keuneud, eun tamm kerzin e-kroaz,
E vadou hag e groaz.
Te a vousc'hoarz outañ, rak e galon a zo glan
Hag heñ a zo hegredik
Ken na gred en e donkadur-heñ.

Hag ec'h eus lavaret d'ar c'halonou eeun-se
Da istor vurzudus, — burzudus 'vel ar ganevedenn
A c'holo traoniennou ar gevred, —
Ha tonkadur marzusoc'h da vab muia-karet
Da zouar ar c'hevrin,
Mouskanet ac'h eus d'ezo da enkreziou diniver
Ha da c'hoanagou espar,



Goanagou da bobl karet dismantret ha drailhet
Hag heñ degouezet war bevenn ar C'hornog
Dirak ar mor a vag pep buhez ha pep c'hoant.
En harlu emaint en o bro o-unan.
Komprenet o deus da gomzou hegarat
M'her goar,
Rak war o jod am eus gwelet o ruilhal
Daelou.

An hañv a bare ez taoulagad, plac'h hael
Dindan eur pennad bleo melen 'vel an eost da ouel [Anna.
Livrin da zioujod 'vel kregin an aodou.
Eun deiz, e fest an houc'h a oa e ti da dad
E tregerne ar sal gant c'hoarz ar baotred drant.
Unan a oa, dreist-holl, a ouie komzou c'houek,
Ha te 'oa leun a wrez ez karantez vugel.

... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...
An dour-mañ a zo d'it ha kement 'zo er vro,
D'it ha d'ar mabig hegarat ac'h eus kavet, o Nonn,
E bro an torgennou, e-doun ar pleg-mor divent,
Eun devez dibenn-c'hoañv
Ma c'hoarze an heol gant ar mor dreist ar c'hoad.

◆

# MEZEVEN

Tantadou war ar menez o c'houlaoui an noz·
O tougen al levenez, — ha kuit ar c'hoantou koz.

Plac'h, tosta ouz an dud
Da gonta d'imp ar vrud,
Ma 'z out eus penn ar bed
E kavi sur ar red.

Perak glac'hari bepred
An nozveziou a hed,
'glevez ket ar bed a-bez
O tevi gant ar wrez ?

Ola ! aze ar goantenn,
Kont 'ta d'imp planedenn,
Warc'hoaz 'vo re ziwezat,
An huñvre 'nij timat.

Pet kalon 'zo bet brevet
Ha pet karantez 'zo bet devet
Plac'hed drant ha seven
A-hed nozveziou kaer mezeven ?

Ar bed a dro gant tiz,
Klevit o tiskenn ar gliz,
Klevit eur plac'h o kana
D'ar c'halonou gwana.



# AN HENTOU HIR

*Eürus ha dizeblant ni 'vevo war an tir*
*Keit ma c'hellimp kantren a-hed an hentou hir.*

BARZ DIZANAV.

Dre hent bras hir an tergenn kras, mont kuit eun deiz,
Ha kerzout daou-ha-daou, ar frankiz en hor c'hreiz ;

Ha bale goustadik hed-ha-hed an hent hir
P'hon eus lezet er gêr hor spered evit gwir ;

Youc'hal dre an aer, ha c'hoarzin ouz an neñv,
Sklankal d'ar merc'hed ken na zeuint a-dreñv ;

Lezel ar c'hêriou dianav war hol lerc'h
Hag heol an neñv da bara en e werc'h.

Er bourc'hiou bras 'vo gwelet war dreuz o zi
Ar gwrac'hed er maez oc'h aveli o fri.

Goustadik, int neuze a lavaro :
« 'mañ 'r person hag ar sakrist o kas
Da gornig ar vered daou zen maro
Chomet war an hent evel chas. »

'lez an hent hir ni 'gavo merc'hed koant
Broudet en o c'horf ha flemmet gant ar c'hoant,

O c'hedal dirak eun ostaleri c'hlas
Ar mare da vont da dridal gant eur gwaz.

P'hor gwelint e raint d'imp sin da chom a-sao
'vit monet ganto d'azeza 'barz ar c'hao.

Ni 'gano 'pad an deiz, ha pa vo deut an noz,
Ni 'yelo d'he zremen e korn eur gwele kloz.

Briatet ha pasket e vo ar plac'hed c'houerv,
Seul vui e vo roet, ha seul vui e vo berv.

En deiz war-lerc'h ni vo adarre war an hent
'c'hoarzin ouz ar c'hirri o tremen 'vel ar gwent.

Neuze pa vezimp skuiz ni bigno war ar run
'vit eva en avel ar frankiz en hon hun.

Pa welint ac'hanomp o tremen diouz an noz
E c'hoarzo ar gwrac'hed, kluchet e-barz ar foz :

Eürus neb en deus ti hag oz
Hag eur gwele blot evit an noz.

Ar gwrac'hed a c'hoarzo pa dremenimp e-biou,
Divez ha diaviz, dizeblant ouz ar riou,

A-wechou daou-ha-daou, a-wechou tri-ha-tri
O stleja ouz hon heul hor c'hoantou hag hor pri.

◆



# DICHAL

— Gwelout a rit ar vagig wenn
A vorede e korn al lenn
A-dreñv ar c'horz, e-mesk ar broenn,
Nerzus ha flamm evel eul loen ;

Ar paotrig koant en deus kavet ar vag
Stignet ar goueliou ha brevet ar stag,
Sellit outañ o vlenia 'tal ar stur,
O tridal gant al lorc'h, seder ha fur.

— Emañ o vont dre 'n avel hag al lano
Evel eun den kollet gantañ e ano.
Perak 'ta beza dilezet ar porz,
Ar goudor sioul, an elestr hag ar c'horz ?

War gern an tonn e vag a vrall,
En amzer vat, en amzer fall
'mañ-heñ o vont da redek bro
A-dreuz ar bed, ha tro-ha-tro ?

— Emañ o vont da veg ar Raz
Da glask e doun he falez glas
Morgan a gan gant trouz ar mor
Pa roc'h an avel 'tal ho tor,

Morgan a zeu d'an aodou pell
P'eo diskennet an noziou gell,
Evit klevout trouziou ar maez
D'astenn he c'horf a-dreuz an traez.

Pa ziskenno an heol da serr an noz
Klevit a-hed an aod ar c'hlemvan koz,
Oc'h astenn war ar bili hag an traez
Ar mor a groz e skleur an abardaez.

— Eun deiz marteze 'vo doaniet hor spered
Pa 'z aimp hor pevar da zougen d'ar vered
Ar paotr a gare Morgan ar mor bras
Hag aet d'he c'hlask da gichen Beg ar Raz.

◆



# ISTOR KOZ

Eun deiz ma plave an heol war an dorgenn e teuas-heñ evel kent, ha mousc'hoarzin.

He daoulagad a drellas p'her gwelas hag o-daou e chomjont dilavar eur mare,

O eneou maget gant ar strafuilh.

Heñ 'ranke mont Doue 'oar da belec'h. — Diot omp, emezañ, c'hoarzomp, ar vuhez a zo d'eomp.

Hag evel ma klemmas hi e pokas d'ezi. Hir ha kuñv 'voe ar pok, evit ar wech kenta,

Ma tirollas da zifronka — glac'har ha plijadur — Hogen heñ, a daol trumm eo aet kuit.

E-pad mizveziou e skinas an heol, hag ar pell aour en deus nijet dre al **leuriou,**

Ar garantez a bokas meur a wech d'ar bed.

Hogen he daoulagad a drelle pa soñje en hini oa aet kuit leun a beoc'h e galon,

Hag hed-ha-hed an nozveziou arc'hant, he fenn harpet war he brec'h gwenn,

— na kriz eo goaperez ha garmadeg an dud —

He deus difronket pell amzer, en aner. Pelec'h emañ ? Petra 'ra ? Ha yac'h eo ? Ha laouen ?

Heñ, a lare-hi, hag e gouyender an noz he dije karet pokat d'ezañ hir, hir amzer.

Ar goañv en deus klerennet al lennou ha ledet meur a noz war ar maez e vantell.

Eurveziou hir ouz an tan. — Lavaret en doa : Bez dinec'h evidoun,
Hag hi her goar. Taer eo ha dispont. Eur mignon am eus hag a zo den.
Stad a zo ennoun ha me karet gantañ. — Karet, karet, karet.
Dirak an tan o flamma ez eo rec'het-holl. Pelec'h emañ ? e pe stad ? Ha pa zeuio en-dro,
Hi a gemero e benn karet, war he brennid aze, hag a gonto d'ezañ trivliadou he c'halon.

Eun nozvez ma pare al loar gann war gompezennou revet an noz,
E soñje ennañ en he anhun.
Skeud ar prenestr a framme ar voger. Devet e oa gant re a wrez.
Hag e savas, ha mont d'ar prenestr, ha sellout dre an noz diharz astennet dirazi.
Gwenn gant ar reo e skine prajeier, ar mor a luc'he a-hont, goudoret ;
Dreist ar mor, ar meneziou hag ar bed.
He soñjou a nije davetañ e gouyender an noz, hag ar plac'h a ouelas adarre, trelatet.

— Mamm, me 'zo nec'het, n'ouzon ket petra 'm eus.
— Te 'zo sot. Ma karjez ober eun dra bennak eus da gorf.
Hag hi oa enkrezet. Rak den n'he c'homprene, den ne veize he c'hoantou hag he huñvre divent.
Komz a raed d'ezi eus holl baotred ar barrez. Hag holl e vousc'hoarzent outi, dereat.
Heñ oa aet kuit da labourat eviti.



Evel eur gwaz, eun den a oar mennout, evel ar re-se eus an amzer goz, taer ha dispont.
Lavaret en doa kompez-kaer : mont a rin.
Hi he doa gouelet neuze gant levenez ha lavaret, kar ac'hanoun atao, gant a ri.

Ar bleuñ melion a c'hoarzas er girzier ha meur a wech e kanas kleier ar pardoniou.
Hi a c'hortoze laouen 'barz an enkrez. Goût a rae e teufe hag e lavarfe, goût a rae :
Tañvomp hol lod eus an eürusted a zo d'eomp.
Dre bep lec'h e paras ar garantez meur a wech hag eun nozvez hañv e teuas-heñ en-dro,
E-kichen ar feunteun, eun abardaez,
Blin e oa, morlivet. Petra 'c'h eus, emezi ? Hag heñ : netra 'bet. Va c'harantez, bez kreñv.
Ha neuze ha trei war-zu enni an dremm anavezet ha teurel warni eur sell tener ha seder.

En daoulagad a zeve he daoulagad e verzas-hi dounder he c'harantez.
Malo ! emezi. — Dalc'homp c'hoaz, emezañ.
Hag e sellas ouz he daoulagad, ouz he bleo, ouz he dremm dislivet gant ar gortoz,
En e zourn e kemeras he dourn, e starda ha neuze ha mouskomz : Bez kreñv.
He diweuz he deus astennet neuze davetañ.
Hogen aet eo kuit. Hag hi ha chom, glac'haret.
Hag evel eus diou stivell e tarzas an daelou.
Hag hi a zo distroet d'ar gêr, enkrezet.

Strakal 'ra an arne. E pep lec'h 'mañ e ano. Emzaviad, treitour ha den-meur tro-ha-tro,
He Malo. E pep ti e vouskomzer eun ano. Gant sakreou ha malloz, gant pedennou a vennoz.
Graet en doa eun aberz, e aberz a zen 'vit eur vro hag he fobl, e bobl.
Ouz strakadennou an emgann he deus-hi komprenet e kare eun den-meur.
Hag eo chomet rec'het.
Daoust hag e komzo d'ezañ evel kent, daoust hag e ouezo distaga he c'homzou karantez
Ha mousc'hoarzin ouz an den tavedek ha sioul en deus lakaet anezi da ouela meur a wech ?

Eun deiz e teuas heñ en-dro, abaf hag amparfal. An dud a c'hoarze, a youc'he en e enor,
Hag e voe lidet goueliou diziwez en e enor.
E pep lec'h e youc'hed, e kaned dibaouez eur c'han a zegemer laouen d'an trec'hour, d'ar brezelour hegarat, enor ar vro nevez.
Dirazi e chomas abaf hag amparfal. Hag evel ma tave ha ma waske e vizied
— Bez dizaon, emezi, ar vuhez a zo d'eomp, c'hoarzomp, youc'homp, kerzomp laouen.
Hag evel ma teñvalae e benn e rôas hi d'ezañ eur pok hir, hir,

Eur pok mesket gant he daelou.

◆



# MA 'Z AFEMP-NI...

Ma 'z afemp-ni eun deiz, 'n eur c'hoari mil-ha-kaz
Da rei eun abeg reiz da wask ar goanag dall
A vag evit eur pal hor bezañs gwell-ha-gwaz,
Ar vuhez ha ne dal nemet e meiz eun all ;

Ma 'z afemp ni hon-daou, 'n eur selaou ouz an dud
Da santualou 'r gaou da walc'hi merk hol le,
Ha mont 'vel ar re all da glufa en hor c'hlud
Keit ha m'emañ ar Gall o waska war hor re ;

E teufemp a-dra-sur da c'hounit stad hor brud,
E vefemp anvet fur war rollou mestr ar vro,
E klevfemp war hon tro o nijal bommou-hud.

A geneil, petra c'hoaz ? — Ne ran forz petra vo
Pa savo heol warc'hoaz e tor eur beure put :
Da veure eun deiz yud eo 'z ay an toaz e go.

◆

# EUL LIZER A BELL

*da V...A...*

I

A bell-bro e teu al lizer-mañ,
Eur plac'h he deus her skrivet
'vit an divroad 'zo amañ.

Pell er c'hornog 'mañ-hi,
En tu all d'ar mor doun,
D'ar c'hompezennou kras,
Ha d'ar meneziou serz.

C'houez an erc'hegou, ar c'hoadegou sin,
Hag aodou ar mor bras a zo gantañ,
Hag ennañ e par hag e trid eur galon.

Ugent deiz hag ugent noz
En deus kerzet a-dreuz tir
Evidoun.

Na dousat eul lizer a bell
Digant eur plac'h dianav,

Gant goanagou espar,
Huanadou eur galon
Ha from, trumm kuzet,
Menoziou.



Menoziou a greder diskleria dreist ar broiou,
Anoiou karantezus, displegadennou balc'h,
Ha bevenn an divent

II

Eur menez, eul lenn hag eur vag
Hag eun ti koad war lez al lenn.

E gwasked ar gwez sapr
Gourzon eur c'hreisteiz-hañv,
Ar wrez o virvi 'gwask ar gwez.

War ar roued-stign azezet o-diou,
E-barz ar skeud a c'hoari gant al liou.
— Nag eun dudi, a skrivas evidoun,
Eur marz kaeraet dre an ec'honder boull.

Perak e sellez evelse gant da zaoulagad splann ?
Krena'rae, goût a ran, da zivrec'h drant ha noaz,
Pa c'hoarie ar skeud war velended da vleo.
Perak soñjal ennomp neuze.
D'ar c'hreisteiz-se ?

Dudi eun nozvez-hañv,
Ar menez hag ar mor,
'drek ar wezenn dirañvet
Emañ 'l loar gann o c'hoari
War an tonn.
Bigi o tifoupa gant o lini teñval
Hag ahont al lestr-meur, goulaouet-holl,
Ha leiz a soniri —

Nijal a ra c'hoaz toniou drant
Betek ennomp.
An dud-se a ya kuit,
Dre gannded an noz-mañ, e kannded an neñv boull,
Evel hor soñjou e nijont d'ar porziou
Poellek ha tomm,
Dreist ar broiou.

III

Re a fiziañs az poa,
Ha me 'm boa kemend-all.

Diskleria 'raes kement tra ha me a lavare
Komzou re fur, re eeun, re vat.

Perak omp-ni bet keneiled,
Keneiled atao,
Gwasat perz.
— N'am eus 'met keneiled
Ha truez 'm eus ouzin. Ne lavarer ket d'ezo
Kement tra.
N'omp nemet den, — ha netra ken
Evito.

Selaou,
Ma vijes bet eur plac'h evidoun,
Eur plac'h nemetken,
A ouijed choura ha kennerzi,
A ouije rei tan he fokou ha dousder allazigou
D'am zreanti betek doun an anien,
M'am bije gouezet kuzat va frederennou-den.



Ha te kemend all,
Hag en em rei d'ar garantez
O, neuze !

Em bije skrivet d'it gant va gwad,
Em bije mesket daerou gant va skridou,
Em bije dougennet da vennoz d'am heul a-hed an
[deiziou doan, hag amzer ar velkoni,
Em bije kenlodet ganit-te va lodenn hiraez,
Mar doas gouest d'am c'hompren,
Hag e oas gouest, m'her goar.

Re ouest ha re uhel.
Ha bremañ 'maomp hon-daou 'vel daou furlukin
O hada menoziou en avel,
O leñva war ar vuhez hor bije bet.
Te ac'h eus kavet ar pare
[Perak hel lavarez ? — Pasket e vi, sevenet da
[c'hoantou].

Beva a ri e-mesk an dud
'vel ar re all, gant ar re all,
Kaset gant an dourn, pleget d'ar boaz ret.
Me a vago er bed-mañ va huñvre,
Ne soublin ket, ne blegin ket
Nemet eveldout e kavfen
Preder d'am c'hoantou,
Eun abeg da chom reiz
« Unan hag a blij d'in. »

Kemeret hon eus ar vuhez dre ar penn fall,
C'hoariet ar gartenn re uhel
Ha bremañ ez aimp-ni skoaz-ouz-skoaz
Pep hini gant e hent hag e c'hoant.

M'hor bije gouezet...
Hogen, sur oun ne vije ket bet da garantez
Tommoc'h d'am c'halon
Eget ar geneilded-se.

◆



## D'EUR C'HENEIL

Gwel ! Ret e vo d'it pardoni d'in, a geneil.
Petra 'vern ? Disfiziet 'm eus warnout.
Eur fazi nemetken e doun va amgredenn.
Dalc'h soñj am eus graet kement all.

... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...

P'edon va-unan e-mesk an dud,
O paska va c'hoant e sioulded ar bed
E kave d'in ne oa netra kaeroc'h...
Hag em zi, e pleg ar run,
A-hed an deiz 'm boa hiraez d'ar mare
Ma 'z ajomp holl skoaz-ouz-skoaz,
Hag en noz em diskuiz ez huñvreen
Ez aemp war-raok unanet
E kempred bras ar stourm.

Siouaz-me, edon dilezet gant an holl,
Ganit-te ivez 'vel ma oan gant ar re all.
— Deuit, 'm eus lavaret d'ezo,
Deomp hag ar bed a vo d'imp.
Tennomp ar fazi graet, ha bec'h d'ar gaou.

Hag ez int aet d'o labour 'vel pep deiz
Hag aet d'o hun evel fenoz.

Neuze 'm eus lavaret d'eoc'h ne oac'h netra
Netra nemet tud aonik ha vil,
E vije flastret d'eoc'h ho penn e-barz ar pri
'vel ma vez graet d'an touseg e-unan
Gant penn teo ar raden, ha
Bannet war eur peul da sec'ha en avel.

Neuze hoc'h eus sellet,
Ha c'hoarzet.
Sellit outañ, ar preñv diank,
Sellit outañ o trei hag o tistrei, hag o kunujenni,
Lavaret en doa, e tizkouezfe d'imp an hent.

... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...

Tud 'zo
Am bije karet gwaska war o goug.
— O nann ! m'am bije gellet o lakaat da leñva gant [ar vez.

Da goueza a-dreñv o zaoliou-kont ha da larout
Fazi !
Pa laren d'ezo du e larent d'in oa ru.
C'hoarzit !
Me 'm eus marteze ar baourentez evel skeud.
C'hoarzit d'ezañ
An hini ha n'en deus ket zoken eur pez dilhad da [wiska
Evit mont da heuilh hoc'h ardou hag ho luchadennou.

Hag ez eus bet lavaret d'in :
Sell, da vreur.
Diouz o ardou, o fentou, o springalou :
Sell, da wisk.



Ha p'edont war dreuz o dor
O c'horf reut
Me 'm eus tufet outo.
... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...

Ya feiz ! diskrognet hoc'h eus ha c'hoarzet glas
En eur sellout ouzin :
« Hemañ 'n deus ket a vez ! »

Hag em eus tufet ouzoc'h d'ho tro.
... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...
Abaoe em eus gouezet ho poa c'houi ivez
Graet traou all.
— Ha me 'oa chomet reiz —

Ha neuze 'm eus anzavet a-walc'h
E c'hell ar geneilded chom beo
Daoust da bep follentez.

◆

# AR MOR HAG AN HANV

I

Ouz aour teuzet kornôg an oablou ken na dao
C'houez an tamariskl-roz dastrewet e pep hent,
Ken na dao 'n trouziou holl en tiez hag er vann
Ha pep tra gant e hun pep lec'h a-dreuz al lann,
En nerziou hud a ren an amskleuriou divent
D'ar pardaez-noz, e klask ar barz an euriou brao,

O selaou tamm-ha tamm o vervel trouz ar maez,
Ar wagenn hirvoudus o riskla war an traez.
Aveliou ar c'hornog degaset gant ar fru
En dachenn broenn-aod stlabezet a bep tu,

O welout ar c'houmoul morlivet en o brud
O skinaoui an heol e daskren ar galv hud
A laka 'n heol da vont da guz e penn pep deiz
Ha c'hoantou ar vuhez da devel en hor c'hreiz.

II

A donnou glas a ruilh a-lamm
E frailh an douar tamm-ha-tamm,
Pa splann en ho melezour drant
Plac'hed ar mor a sko em c'hoant,



Pa drid e skourr an avel-benn
War an traez aour eon o c'horf gwenn,
Ouz hiboud strink ar froudou-hont
Pa gribont gant o c'hribou aour
Plezadou bezin melen o fenn

E kresk em c'hreiz eun hiraez trec'h
Da nerz va c'hoantadennou dec'h :

O ! pegoulz e teuy dreist an tonn
D'an daoulamm ruz war gein he jao,
An ebeul glas a strak e garn,
Diouz ar c'huz-heol ar plac'h wenn flamm.
Pegoulz e teuy, ha c'houi 'n he zro
O korolli 'n ho kurunenn :
Pegoulz, ha ganti d'he heul
Ar menoziou a oa d'imp-ni,
D'imp-ni ha d'imp-ni 'ken
A holl viskoaz ha da viken.
Pegoulz e teuy, pegoulz e laro d'in
« Evidout eo 'z oun deut,
Ha bremañ, deus ganin » ?

Ha neuze morgousket ar maeziou en o hun
C'houi 'glev ar vouez o c'hourgomz war an traez.
Klevit-hi o troi hag o kelc'hia eun empenn faez.

— A varz, kred ac'hanomp-ni holl
P'emaout war var da gredennou diroll.

Evidout eo an avel hag ar mor
Pe vezont sioul, pe 'maint e gor,
Evidout eo aezenn werc'h ar beure
Hag an douriou e stank ar stivell,

Evidout eo an oablou a c'hoarz
Ouz an inizi hag an tonn,
Hag an evned gwenn holl o kammigella
'vel huñvreou war speurenn an noz.

Evidout eo an avel hag ar mor
Hag ar gorventenn 'tal da zor.

Te a c'hoario ganto ez elevez
Ha ganto e varri da levenez.

Ha pa zeuy an noz da vouka ar menez
E kavi dirazout al loar hag ar steredeier,
Hag e c'hoario da ene e levenez ar c'hleier
Hag e kavi ar c'haranteziou holl
Ha pep elfenn a vuhez dastrewet e pep lec'h.

Te a c'hoario ganto.

Neuze e kompreni-te ervat
Ar c'homzou a red dre an neñv boull,
Neuze e ouezi-te petra 'lâr
An tornaodou gwenn, ar bezin rouz
Hag ar c'hregin strink a-strew e doun an dour
Pa vleugn war veg ar bre ar vrugenn douz.

Ha diouz da c'hoant e kompreni-te gwelloc'h c'hoaz
Koroll ar gorriganed war ar bradenn noaz,
Ar c'horoll astennet war ribl an noziou glan.
Selaou ! 'maent o telenna d'it o c'han.
A-dreuz ar gompezenn te 'wel o goueliou gwenn,
Sell mat, hag e weli o daoulagad o skedi ac'halen
Ha mar plij d'it zoken e teuint war da dro



Da lakaat ac'hanout da dañva war ar c'hro
E douar an harlu dudi inizi ar re veo.

... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...

Kerzomp ! 'mañ noz a-led.
Hor jao a fringo dre ma 'z ay,
Hag an noz war hol lerc'h
A brenno dor ar c'haranteziou gwerc'h.

Klevout ar c'horn o son an donemat,
Ar fest e penn an noz, ha pluñv er gwele blot !

Evidomp ar gwin barr,
Evidomp ar c'hig saour,
Evidomp c'hoarz merc'hed an ti.

Dre ma lamm ar jao dindanomp
E sklank hon armur holl.
Rap ! prap ! trip ! trep ! klevit war an hent
Ar c'harniou o steki hag o skei er sioulded.

Teñval eo an noz hag e lamm
Ar goulou war an hent.

Eur goulou teneroc'h 'zo ennomp
Hag hor blein davet ar porz en noz.

E beg ar gwez teñval eur gaouenn a youc'h.
You ! you ! da gousket, kaouenn foll.
Hag a-hont er paludou lec'hidek na weler ket
E teu c'hoant d'eur morlud lezel e c'halv
Disneuz hag hiraezus.

Hag emaomp en hent mat ?
Hag e vimp e mare mat ?

Ma krog an anken en hor c'hreiz,
Ma sailh e skilfou 'n hor bruched
E freuz ar goanagou gouestlet.
Ma lamm a-unan gant ar jao
An Anken da c'hortoz an Ankou 'benn arc'hoa
E korn eur palud yen.

Yo ! kuit Ankou hag Anken !
Eur goulou 'zo du-hont e penn eur vali hir,
Evidomp e reer ged e-barz ar c'hastell kloz.
Lakomp ar jao d'ar paz, ha tennomp hon alan.

Levenez eur goulou e-kreiz eun noz teñval
Hag ar goulou-se o c'hortoz ac'hanoc'h,
Ha merc'hed o tridal, ankeniet er gortoz.
Levenez koaniou drant hag ar sklerijenn lintr
Ha dudi ar c'homzou na lavarer nepred.

Levenez an noz war lein ar roc'h uhel
Pa roc'h an avel dre ar c'heun,
Levenez an oaled ledan hag ar wrez,
Ar sellou, eun huanadenn dic'hortoz,
Ha neuze pa vo deut ar c'housked,
Dudi ar gambr tomm ha sioul
Hag unanig o tenna e alan
En ho kichen.



III

Eus lagadennou an ec'honder
Pe eul lîorz bennak e plegou an tevenn
E tired c'houez-vat ar bleuniou-aod.

Ma sko evel eur vag
Pa c'hoari 'n avel foll,
M'her c'hlever a-daol trumm o telenna
'dreuz an oabl 'mañ 'l loar o fenna
He sklerijenn lent
War ved an dud —
eus ar mervent
— Eno emañ en o nevez-amzer peurbad
An Hesperidou glan hag o liorzou glas
Ma 'c'h azv enno aval aour ar vuhez.
Eno e klever 'hed an deiz e safron ar gwenan
Ar ganenn karantez o sevel 'dreuz ar gwez,
An heol o skina dre waskou ar vorenn
Ha klemmou hiraezus ar yaouankiz endalc'het
E klask aval aour ar vuhez.
D'ar gevred ha d'ar reter,
Eus ar meneziou d'ar gompezenn ledana
Hag ac'hano e krug an torgennou doueel
— Eno emañ Olumpos an Doueed
Ha klemm ha kroz ha kann e goar an neñv.
Eno emañ ar c'hêriou kaer, an inizi ruz
Er moriou glas o pokat d'an tornaodou gwenn,
Ha keoded vras ar reiz e pleg an traoñ.
Hag ac'hano d'ar c'hornog adarre,
D'an douarou gouestlet 'vit ar pred
Ma teuio evit mat deveziou birvidik
Ar speredou gwenvidik

... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ..

Te 'suno en avel en da vro kement a zo kaer ha
[kenedus,
Te 'vourro gant ar pez a zo meur e madelez ar gened,
Dre harp da zaouarn den, e gor da empenn den
[e stummi ar gened
'vit plijadur da c'hoant
Hag emskiant da lorc'h reiz.

Gant ar gened nemetken e lakai da breder
A zen !
Hag enni e taskori kement a zo gwenn ha glan,
Kement a zo hael hag uhel, ha splann ha skedus
E frouez da spered ha talvoudegez da gorf.

Ha neuze da vizied a frammo 'vit an dud
Ar pez a glaskent en o huñvreou
Ha na gavent ket zoken e-barz o huñvreou.
D'ezo e lavari an templou kaer astennet ha teñval
'vel koad an tredemarz dindan heol an Aotrou, hag
[evito
E savi an azeuldiou a zegemero ar bedenn,
A ouezo floura ha frealzi an eneou feuls.
Ha d'ezo e tisplegi an tachennadou ledan kompez-kaer
'vel an draezenn gaera war c'hlannou ar mor, ma
Kaeraint eno o izili ouz heol an neñv hag an aveliou
[yac'h,
Ma ouezint daskori nerz o c'hened d'ar rummadou
[da zont,
Te o lakaio da ouela ha da gana e from ar barzonegou
Hag etrezo e veulint da ano.



Gwasoc'h eget ar mor, avat, e c'hoariint ganit.
— N'eus eno nep goudor, nep enez ha nep roc'h,
Netra nemet lano ar fulor ha froudou an diroll —
Breset e vi, taolet, gwallgaset ha lazet,
Da vrud 'vo dispennet, divouedet da empenn
Ha roet d'ar merien da lipat,
Ha, pa vo peurzivouedet da empenn
E lakaint da vrud goz da servijer d'o c'hoantou.

Diwall outo gant a ri,
Stourm outo mar dout kreñv, ha sko
Ken n'o gweli 'harz da dreid
War an douar noaz...

Aon o deus ne oufes ar pare da bep gouli,
Ger da c'hourzao kevrinus,
An hini a zigoro d'it an hent
Da vont da zouarou ar c'hornog
Da nevez-amzer peurbad rouantelez Boadag.

## IV

Ar garantez a vo kaer evidout. Daou spered o kellida
[e kenlod ar vuhez.
An amzer a zo kaer, an heol en deiz hag al loar en noz,
Da di ha da dud,
Ar mor, an inizi hud,
Ar gwez sammet a frouez o plega d'an douar,
Evidout ha da re da gregi ha da gemer.
A zen,
Kar an traou-se holl,
En em gendeuz enno e doun da ezeved,

Da garantez 'vit an dud hag an traou.
Ma ouezez, kar Doue,
an ti kloz,
ar maeziou glas,
ar soñjou koz,
ha da vuia-karet.

... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...

E koadou ar gevred emañ ar gweziou bras,
Eno e c'houiban an avel 'hed an deiz,
Hogen, n'eus eno nep repoz.

Pelec'h emañ 'n anoiou kaer,
Ar c'hêriou sioul moredet e lîorz an avalou,
Ar goudor karet 'krec'h ar run,
Ar raden o c'hoarzin ouz an dour ?

Perak eo chomet en tu-se adarre
Ar bannou diweza a sklerder e kostennou an noz ?
Neuze e sellan adarre
Daveti, va bro a garantez,
Hag e klevan neuze o tont e-barz an avel glouar
« Den, goût a ran, distrad eo da galon
Ha divent da c'hoant kaout.
Diwall avat ne vefe eur c'hoant rei. »

◆



# HEOL HERE

P'edon o vont e kêr er mintin-mañ
'm eus gwelet tri den koz o vale 'hed an hent
Hag o tresa skeudennou gant penn o baz er pri.
Evel beo en-dro d'ezo e rede an deliou.

Unan anezo a lavaras d'in-me :
« Tomm eo an heol hizio, ha brao,
'm eus aon 'mañ 'n hañv o tont en-dro. »

An eil a lavaras :
« Hep dale e vo warnomp ar goañv.
Brao d'ar re goz mont bremañ da vale. »

An trede, heñ, ne lavaras netra
Nemet sellout ouzin o vont
Hag adkregi 'n e huñvre.

◆

# BALAFENNED HERE

Diou valafennig a nijelle 'hed ar c'harz.
A belec'h 'ta e teuent ?
N'eus ket ken a vleuniou dre amañ,
ar vugale a ya da gistina.
Ha koulskoude ez eus balafenned o nijal dre amañ.

Pa 'z oun aet da vale e oant diou
Hag o deus heuliet ac'hanoun ha troet en-dro d'in.
Me 'm eus sellet outo da c'hoari, ha kaeroc'h 'm eus [kavet
tan o diouaskell skedus.

Plijadur am eus bet.
O ya ! warc'hoaz ez in da dañva ar jistr nevez.

◆



# AR BOUDEDEO

## I. — OABLOU

Eur goulou en noz teñval e penn all ar menez,
N'eo sklaer nag an hent, nag an douar er penn all.
A ! meizet en doa an noziou boull steredek
Ha komprenet,
Ha c'hoantaet eun nozvez du, ha mut, ha prennet...
C'hoantaet en doa,
En em veuzi, en em zistruj ha mont da netra.
— Piou a lavare d'it mont, piou an den ?
— Ne oa den ha gour all nemedoun.
Mont a rin d'ar goulou ha d'ar pal ha
Larkoc'h d'ar gêr gann a skin dreist ar menez en noz,
D'en em veuzi er goulou,
Hag en noz.
— Gra, ha kerz, ha klemm, ha kar, gra da c'hoant,
Piou 'n deus laret d'it mont, o Boudedeo ?

— Me 'gare va zi bihan em bro,
Me 'gare koadou va bro, ar c'hlasvez hag an traou,
Hag e karan ar vuhez am eus kavet eno,
Va ankeniou ha va nec'h e dudi ar yaouankiz.
A ! keuz d'ar c'hoadou teñval,
Ar c'hebell-touseg gleborek hag an adren en noz.
Maga va buhez en draonienn ledan, er palud-briz,
Ha sklintinat en hekleo eus eur menez d'eun all.
A ! traonienn wenn ledan va c'henta hun.

Ha dour o voredi, bagou o vont d'an tre,
Ha gwrez al lec'hid glas,
Hag eno,
hor buhez·
— Piou 'n deus laret d'it mont, o Boudedeo ?

— War a larer ez eus en tu all d'ar mor briz
Inizi a zo kaer beva enno,
War a larer ez eus traoniennou kaer ma ruilh an dour
Ha frouez flour a deuz dindan ar staon,
War a larer ez eus eun tu bennak er bed bras
Koadeier teñval ha gwerc'h 'vel eun iliz,
Eur gompezenn vras, traezegou aour,
Hag an oabl bepred glas, hag ar geot bepred flour.
Hag eno e klever kan an evned 'hed an deiz
Hag e klever c'houez-vat ar bleuniou 'hed an noz.
Eno eo seven ar merc'hed ha laouen o degemer.
Eno 'mañ pep tra, eno emeur mat, di e ranker mont
Ha dilezel pep tra 'n e hiraez da hinon an
[hoal-vat
Ha betek traonienn e gêr re seder ha re enk.
— 'm eus ket laret d'it mont, o Boudedeo !

## II. — GOUDOR

— Ha bremañ ez eo noz, ha yen, ha skuiz va izili.
Blank oun, hag e karjen debri.
Kaout eun ti evit an noz, ha neuze, kousket,
Kousket 'vel eur bugel tremenet 'n eur barr-alfo,
Kousket 'vel n'am eus graet pell a zo, hag em gwele,
Liñseriou fresk, pallennou, ha c'houez holl vleuniou ar
[prad,



Ar c'houez-se a zegas an huñvreou kaera.
— Sell ar goulou e-kreiz ar geuniou-hont,
Kerz du-hont ha sko war ar prenestr.
— Skoet en deus, ha pa zigoras an nor
E chomas evel abaf en noz en-dro d'an ti.
Goulou o lutiga, an noz doun, ar c'hoef gwenn,
Hag ar vamm-goz o larout d'e'añ :
— Deuit buan, deuit e-barz,
N'eo ket dudi beza kollet en noz war ar menez.
Deuit, warc'hoaz pa vo deiz c'houi 'yelo kuit
Gant hoc'h hent.

— Hag aet e-barz en deus kavet an ti tomm
Hag e goan ouz an tan o c'hortoz anezañ,
Debret en deus, debret e walc'h a gement tra.
Kavet en deus an ti klouar, ar boued o c'hortoz
'vel gwechall 'barz ar gêr.
Hag e dreid ouz an tan, en deus troet e benn
'vit kuzat e anken
Eun ti dister, eur vaouez koz er-maez a oad,
Eur vaouez seder o veva 'n eun ti sioul,
Hag heñ, drailhet ha krignet e boullkalon
Gant reuz ar goanag hag ar c'heuz,
Mez en deus bet.
Mez o tegemer e voued, hag o welout ar gwele
Hag al liñseriou gwenn ha glan.
— Gwele va mab bihan ez eo, Doue r'e bardono.

Gouzañv a rit, va den mat ? Bezit laouen bremañ.
Kredit eur vamm-goz he deus desket kenteliou ar
[vuhez.
Kemerit eur banne kafe tomm. Sentit outi.
— Hag he deus lavaret ar vuhez kaera

Didrabas e ti bihan ar menez,
Ma vez bemnoz dre eno ar gorred o kildrei,
Er goañv 'vez an avel o roc'hat dre ar porz.
Maro eo he mab bihan diweza er bloaz tremen.
O ! leñvet he deus d'ezañ, ha poaniet, ha pedet
Evit ma teurvezo gant Doue beza truezus evitañ
Hag eviti ivez, e vammig-koz karet
He doa dalc'het soñj mat anezañ.
Aet e oa kuit pell a oa, d'eur vro bell,
Hag eno eo marvet, ar paotr paour.
Ha koulskoude e kare ar gêr, o ya, hag e dud.

— Ha c'houi, va den mat, larit d'in petra oc'h
Ha perak emaoc'h amañ d'an eur-mañ er menez.
— Ha neuze ac'h eus huanadet ha klemmet
Ha lavaret ne oa da vuhez-te
Nemet evel pep buhez all,
Na kaeroc'h, na gwasoc'h.
Ha karet az pije koulskoude diskleria da c'hoant bras,
An anken az kas dre ma 'z ez.
— Re wan oun bet, ha bep tro e vez re wenn ennoun
[ar youl.
Meur a wech am eus klasket hel lavarout
d'an den seven er c'hêriou bras,
d'ar paotr bihan o vesa e loened,
d'ar plac'h yaouank dioujod livrin eun abar-
[daevez pardon.
— Hag e chomez, hag oun debret gant ar rec'h.
Aon ac'h eus bet razo holl, o Boudedeo !



## III. — DIRAK AN DUD

— Hag ouz tarz eun deiz all e rankan mont adarre,
Mont evel pep deiz, pemp gwenneg em godell,
Kantren dre bep bro, e pep bro dre bep penn,
Sellout ouz ar maeziou, hag an dud,
Dre ar c'hêriou o virvi gant o brud,
Hag eno ar vourc'hizien o c'hourvez war o zeil.
— Gant o fae e kasfent ac'hanout e lec'h reiz,
Da bemp gwenneg ez kodell ha pep tra,
Pemp gwenneg ?
Skuber heñchou, boued ar groug ha kig prizon.
— Ma vije o frizon evidoun !
Kaset oun bet dirak o barnerien
Ha kaset 'vin adarre, kaieret ha c'houeset,
Hag atao 'maoun en hent, bremañ 'vel agent
Va femp gwenneg em godell.

— Heñ 'oar holl blegou an dud e teñvalded e galon.
Garo e blanedenn.
— Keuz am eus d'ar glao, ha keuz d'am zruilhou,
Pelec'h emañ va femp gwenneg ?
Ha koulskoude nag ez eo kaer ar bed.
Pa hinone en oabl heol kreisteiz,
Oun azezet eur mare da sellout en draonienn
An tiez glas, ar berniou plouz el liorzou,
Ha klevet em eus c'houitell an treniou dir o vont
[en tunelliou,
Ha c'houiban an avel e barr ar gwez pin, em c'hichen,
Hag em eus heuliet nijadenn ar wennili.
— Ev kaerder ar bed a-bez.

— N'eo ket evidoun, petra bennak a lavaren,
E gourdonerez loavus da luskellat va dezeo.
— Piou 'n deus laret an dra-se d'it, o Boudedeo ?

Eur vunutenn er vuhez, eur vunutenn ken dister,
Eur ger na soñjed ket ennañ, hag eur meiz.
Hag an druez ac'h eus nac'het en da c'hoantou dall !
Ne rez forz, a dra sur,
Hag ec'h eus lavaret en da lorc'h e tasprenjes da fazi
Mar deo gwir ?
Hag out aet.
Ha gouzout a rez-te zoken perak emaout aze?
— O ! lezit ac'hanoun amañ, amañ ez eo kaer,
amañ emeur mat.
O ! lezit ac'hanoun da gaout eun ti, hag eur wreg,
da labourat em liorz.
O ! me 'vo kaer va c'hêr, gant bleuniou roz a-zioc'h
[an nor,
ha me 'gano.
— Piou 'n deus laret d'it mont, o Boudedeo ?

## IV. — EN E LORC'H

— Ma, peogwir e fell d'eoc'h, me yelo adarre,
Adarre me a gerzo, me a boanio, me a blego,
Ken na vin em gavet e penn an noziou gwenn.
Ablamour 'm eus karet ha klasket ar sklerded,
Ha kredet 'm eus ennañ...
Hag e kav d'eoc'h n'ez eo ket mat ar pez am eus me
[graet ?
'M eus ket plavet, m' am eus fazi ec'h anzavan,
M'am eus fazi, 'fell d'in paea



Ha kompren an holl dud, an holl ved,
Ar Gened a vo d'in hag ar bed en e bez,
Al loar hag an noz,
Ha pep tra a fell d'in kompren ha meiza ha dougen
D'eoc'h-c'houi holl ar pez am eus gwelet,
Ha desket em ergerzadenn hir.
— N'o deus goulennet netra diganit, o Boudedeo !

— Pemp gwenneg am eus, pemp gwenneg 'zo a-walc'h
Evit bale 'n e druilhou dre gichen ar re all,
'Em zachenn hag em lod.
Poan am bez, riou am bez, naon am bez,
Ha pa zeu d'in goulenn harp e larer d'in :
Kantreer !
Setu va lod.
Hag e tamaller d'in ne ran netra nemet gwasta amzer
Ha nerz va divrec'h ha va empenn e berrboellegez
[aner.
Ha pa lavaran d'ezo ar seiz-war-nugent marz am eus
[gwelet
E nao c'horn ar bed-mañ,
E sellont an eil ouz egile 'n eur grena
Hag ouzin-me gant kâs,
Ha neuze e komzont kenetrezo 'n eur vouez ar bed all :

— Eun dispac'her ez eo.

## V. — TOUELL-DIDOUELL

— Pelloc'h amzer eo chomet da sellout ouz an
[draonienn,
Ha gwelet en deus an eostou o tiveuzi

Hag ar gwez en o bleuñv.
Ha klevet en deus ar vugale 'vont d'ar skol,
Ha tridet ouz madelez an heol sklaer,
Hag arvestet ar mor glas er penn all.
Nag e oa kaer ar bed en e bez,
An douar, ar mor, an heol hag ar stered.
Hag e soñjas neuze pegen dall 'oa an dud
Ha berrboell o labour.
Dont a reas da soñj d'ezañ eus an nozvez-se,
Eun nozvez goañv war ar menez dizarempred,
Eur goulou en noz, eun tiig sioul, eur vaouez koz,
A gare kement he mab-bihan.
— Keuz am eus d'an nozvez-hont.

Tristidigez ar c'hloc'h e kompezenn ar beure.
O ! gouzout na vo mui pa vo noz
Eur goulou d'hor blenia e menez ar poaniou.
Biken na gavin den da gonta d'ezañ va buhez,
Ar vuhez dianav a zo d'in 'vel va oad,
Va strivou a zo d'in, va mennad ha va c'horf
Ha pep tra d'am daspren.
— Perak e krenez 'ta neuze evelse,
Perak out ankeniet, ha perak ar c'heuz-se ?
Me 'wel ez out gwasket, o Boudedeo.
— Gwasket n'oun ket, aon n'am eus ket,
Siouaz ! gwa-me pa ouzon e oa unan
A ginnigas d'in ar pare,
Oun bet ken tost, am eus nac'het ha tec'het.
Gouzout na vo mui den d'am selaou 'met va skeud
Er vuhez a zo d'in.

— Skuiz e oa deut da veza en deiz-se,
Hag e chomas eur wech c'hoaz d'arvesti an draonienn.



En em gavet an heol e traoñ an oabl,
Edo atao war lein ar run.
E zaoulagad a zeve, gwasket e vruched
— Eñvor tenera ar pardaeziou tremenet,
Hag ar beure atao heñvel o tont d'e vare —
Sellout a rae : an heol er gwalarn war an dour,
Eur pleg-mor o luc'ha d'ar c'hoad-meur o tevel.
Ar chatal 'vont d'o c'hraou, c'houitell eur mesaer,
Eur youc'hadenn tregernus
Da gantenn al loar o riskla war ar voull arc'hant
[glas.

Neuze e verzas a-daol-trumm e oa en-dro 'n e vro,
Hag aet e-biou d'ezañ pep karantez.
Morse n'eo bet netra nemet eur Boudedeo.

◆

# BRUZUNOU

## EUR VLEUNIENN DISKAR-AMZER.

Tenerik e c'hanas, tenerik e kreskas
Ouz bannou blin heol miz here.
Setu ma kavan suilhet ar vleunienn vresk.
Emañ an den leun a geuz hag a zoan.

## EUR PLAC'HIG HE DEUS GOUELET.

Eur plac'hig he deus gouelet,
Ruz eo c'hoaz he lagad.
Den ebet n'en deus truez outi.

Nag eo teñval ha doun
Tristidigez ar bed
O veuzi goueled eur galon.

## TUD O KANA.

War o meno ne reont forz ebet,
Hag emaint o leñva hag o klemm
'n eur gana o levenez.

Ar re mañ 'ra disheñvel.
Emaint oc'h alana ar vuhez
Hag int o kana d'ho hiraez trec'h.



## EURUS OUN HIZIO :

Eürus oun hizio.
Pell 'zo e oa kuzet lein trifennek ar menez.
Er beure-mañ pa 'z oun savet oun aet da sellout
Hag em eus gwelet anezañ, kaeroc'h ha flammoc'h :
Gwalc'het e oa bet.
Hag en-dro d'ezañ 'vel diou gurunenn e oa
Daou gelc'hiad koumoul gwenn.

◆

## FINVSKEUDENNEREZ

# Diwar-benn eur film brezonek

Eur film « brezonek » ?

Setu eun nevezinti goude kemend-all a filmou « breizat » e galleg. Daoust hag avat ha dont a rafe da benn an arnodenn genta-se ? Ha neuze e savas aon ennoun. Daoust ha ne vije ket mastaret, savet distrantell evel pep tra graet e Breiz ? Fiziañs am boa evelato. Breiziz a zoare a veule d'in labouriou all Epstein, karget da sevel ar film-mañ. Lavarout a raent d'in pegen mat en doa heñ komprenet Breiz, ha neket hepken Breiz, hogen ar Vreiziz ivez. Eun dra a oa dreist-holl : brezoneg a vije klevet e-barz eur sal finvskeudenndi, penn-da benn eur film.

Bremañ pa 'm eus gwelet ar film oun souezet. Ne oa ket ar pez a c'hortozen : ne oa ket fall sur, hogen, nag a faziou ivez, nag a euzadennou. Ha pebez labour diskempenn.

Tud a anavezan o deus karet ar film-se. A bep tu e teuio d'ezañ meuleudiou. Soñjit : ar wech kenta ez eo ! *Gwalarn*, avat, he deus eur mennad speredel da gas da benn. Setu perak e klaskan amañ displega va soñjou diwar benn « Kanenn Arvor » (ma c'heller da vihana trei en doare-se an talbenn gallek euzus).

•
• •



Eur wech e oa eur paotr diwar ar maez a oa bet kaset d'ar skolaj evit mont war ar studi-beleg. Tec'hout a ra. Eun dra a blij d'ezañ : kana. Kana a ra dre ma 'z a evit gounit eur gwenneg bennak. Eun dra a ra ivez : karout. Eur garantez amzere peogwir e kar Rozenn, merc'h an aotrou, ha karet eo ganti ivez. Eviti e kan. Taolet er-maez eus an ti gant e dad, ez a da besketa an toun. N'eo ket eur pesketaer, n'eo ket komprenet gant ar besketaerien, tamall a reer d'ezañ pep tra. Ha ret d'ezañ tec'hout a-nevez evit mont adarre en hent, ha kana. Rozenn, tec'het diouz eun hañvlec'h, skuiz, hegaset, evit mont d'e glask, a glev anezañ o kana en aod, a gouez er mor. Beuzet eo heñ o klask savetei anezi. Ha neuze emaint unanet evit mat. Hag e kan « Kantig ar Baradoz » d'ar vorwreg nevez-se.

Kaer ar steuenn. Kaer-tre, zoken. Da ziwall, avat, emañ gwall dost ouz ar randonerez gall diwar-benn Breiz. Aze edo ar si. Ne oa nemet Breiziz wirion, maget gant danvez breizat a c'hellje en em virout da goueza e-barz. Arabat ankounac'haat pegement e vez distreset stummou a zo war abegou « touristikel »...

•
• •

Kaer eo eta an danvez, ha founnus. Kaer a-walc'h eo ivez ar skeudennou. Petra eta a ra diouer ?

Eun dra hepken : *ar vuhez*.

Nebeut a dra marteze. Eun dra a c'hellfe beza bet kaset a benn brao-tre. Eun dra ret ouspenn.

Lavaret e vije ez eus bet dastumet skeudennou ha klasket o renka gant eun istorig, hep ma teufe morse

an istor da vlenia kas ar film. Aze emañ ar fazi : n'eo ket bet dibabet ar skeudennou evit skeudennaoui an danevell. N'eo ket bet savet an danevell kennebeut evit rei eur stêr d'ar skeudennou. Daou rummad danvez a zo aze hag a chom digej krenn.

Ha koulskoude ne vanke nemet eur sell, eun hej, eur gomz, eur wech an amzer evit ma vije bet peur-gompezet pep tra, evit ma vijemp bet bamet gant ar gaera danevell.

Siouaz ! aon ez eus bet o tiskouez d'imp dremm ar c'hoarierien, aon o tiskouez d'imp o daoulagad, o diweuz. Lennet hor bije e doun eur sell, eur mennad kaset da benn. N'hon eus ket.

Aon ez eus bet ouz o lakaat da gomz. Setu kemm gant ar filmou gallek, emezoc'h ! Hogen ret eo evelato, dreist-holl pa ne ziskouezer ket d'imp penn ar c'hoarierien, ma komzfemp evit beza komprenet. Hag amañ den na gomz.

Ha setu a c'hoarvez. Evel diaoulou emaint o vont. Oberia a reont hep abeg, ober pep tra ha netra. Merc'hodenned eo se ha neket tud.

*
* *

Setu aze va barn dre vras. Hogen ma kemerer dre ar munut, mar deus ivez meur a berz-mat (evel an hañvlec'h, diskouezet d'imp hep muzik na tra, nemet talbenn eur c'hazino divalo) ez eus ivez meur a fazi a vije bet ret mirout outo. Setu skoueriou :

— Ar paotr yaouank a zo gantañ dilhad *nevez-flamm*, ha *re vihan* evelato. Biskoaz n'eo bet fardet den en doare-se nemet evit ober goap anezañ.



— Ar plac'h yaouank, e c'hoar, ne heuilh ket an hevelep giz gantañ ; souezus.

— P'en em gav ar paotr er gêr, degemeret fall gant e dad, ez a da bokat d'e vamm ha d'e c'hoar. Fazi mantrus : ma oa unan bennak war-dro ar film oc'h anaout eun tammig boaziou ar gouerien, biken ne vije aet eur seurt pennad e-biou. An tad en dije gortozet a-barz komz, hag ar vamm a barz truezi.

— Ne ziskouezer kalz nemet koadou hag hentou bihan. Ar Vretoned koulskoude a vije bet plijet eun tammig o welout displega o labouriou hag o foaniou ha neket hepken o levenez-sul. A-vec'h ma weler korn eul leur-zourna.

— Tamall a ran ivez beza aet da glask skeudennou da bep korn ar vro : Kemper, Rumengol, Uhelgoad, Keryann, Konk-Kerne, ha me oar, ha zoken betek Dinarz. Daoust hag e kave d'ezo ne vije ket tud hor maeziou gouest d'hen anaout ? Soñjal e vo graet ez eo ar c'hoarierien kanfarded hag a oar bale, hag an « inosant »-se dreist-holl — e-touez an holl c'hoarierien n'eus nemetañ a vije « studiet » eun tammig e zoareou.

*
* *

Setu meur a fazi er film !

Hogen na gwasaet int c'hoaz en doare m'eo « soniaouet » ar film. Aze avat ez eus lez-ober kablus. Aze e c'heller tamall hardis. Eur vez. Ne glot ket zoken ar c'homzou gant finv an dremmou, nag an trouziou gant finv ar pez a ra trouz. Ne ve ket lavaret sur ez eus pemp bloaz 'zo emeur o wellaat ar c'homzskeudennerez. Gwasoc'h c'hoaz ! ne oa den o c'hou-

zout brezoneg, sur, er studio p'eo bet kempennet. A-wechou eo re greñv ar c'homzou, a-wechou re wan, a-wechou all int mat. Ne gomprener ket avat ouspenn an hanter eus an amzer.

Ne gomzin ket diwar-benn ar sonouriez hec'h-unan. N'oun ket barrek da varn. Ne gav ket d'in avat e ve dreist. N'oun ket bet gwall fromet ganti da vihana.

*
* *

E gwirionez n'eus o komz, dre o sell ha dre o mouez, evel Bretoned, nemet ar re-se a zo bet dastumet da dalvezout da daolenn-diadreñv. Ar re-se, avat, a gomz, ha kreñv, bep gwech ma weler anezo, pe e Kemper, deiz ar marc'had, pe e Rumengol, deiz ar pardon, pe war vourz ar vag-pesketa e ve, ha komz a reont hep ma ve goulennet.

Lavarout a reont splann, ar re-se, n'int ket kablus ma n'eo ket bet klevet o mouez.

*
* *

Ar film-mañ a vez kinniget d'an holl evit netra. N'eo ket fall marteze evit boaza an dud. Daoust hag avat penaos e vije bet degemeret ma vije bet eun danvez evel ma 'z eo danvez ar filmou gall, danvez gwerzet d'imp evit hon arc'hant, d'imp da dañva ha da varn goude se.

Karet am bije gwelout an degemer graet d'ar film ma ne vije ket bet *kinniget*.

Aze koulskoude emañ an dalc'h. Eur film brezonek n'eo ket eun dra direiz, evel ma n'eo ket direiz eul



levr brezonek. N'eo ket eur film hepken a dlefe beza en hor yez, hogen dek, ugent, hag ouspenn. Eur finvskeudennerez beo.

Setu kudenn an amzer da zont.

Ne lavarin ket ez eo fall sevel filmou e Breiz, pell ac'hano, daoust ha ne vefe ket mat ivez avat, eur wech an amzer « eilgomz » filmou estren, filmou kaer ha brudet, gouest da blijout ha da ziskouez an hent evit an amzer da zont ?

Aner e vefe tabutal avat bremañ pa n'eus netra. Pa vo, e vo gellet beza figusoc'h. Pell a-walc'h e vin aet eta p'am bo merket eur soñj.

D.K. KONGAR.

# Notennou

## Al levr « MENTONIEZ »

An Ao. F. Vallée en deus bet ar vadelez da gas d'imp e eveziadennou diwar-benn levr nevez C.L. Kerjean, « MENTONIEZ ». O embann a raimp dizale.

A-hend-all, an Ao. Ar Moal a embann war e gazetenn « BREIZ » eur pennad meulus-tre a-zivout al levr-se. Ra vo trugarekaet. Setu amañ darn eus ar pez a lavar :

« — Graet 'zo eur *Géométrie* e brezoneg !

« Pebez kelou ! Evit an neb a oar petra eo eur *géométrie* ha pelec'h en em gav ar brezoneg !

« Neuze 'ta, taolet he deus ar yez koz he c'hroc'hen kantvloaziek. Graet he deus he c'hresk en dro-mañ !...

« Ne c'houlennin ket diganeoc'h :

« — Ha n'hoc'h eus ket lennet al levr « MENTONIEZ » ?

« Met goulenn a rafen, avat :

« — Ha n'hoc'h eus ket prenet al levr « MENTONIEZ » ?

« Me 'gred eo eul levr hag eo dleet da bep Breizad kaout en e bres, na pa ve ken nemet da serri o genou d'ar re a lavar :

« — Ar brezoneg n'eo mat nemet da c'hoari domino ha da gas ar saoud da vaez.

« Na pa ve ken evit diskouez, — o lakaat e vanfe arc'hoaz emzao ar yez war e gemend-all, — evit diskouez eta betek pelec'h en do bet tizet e c'halloud.

« Bet hor boa dija pep seurt oberou all, e yez lennegel, a zourn pep seurt skrivagnerien : eno, avat, n'eo ket ouz ar yez hepken e oa da sellout... hag ar menoziou displeget ne vezent ket, bep gwech, diouz doare an holl ; amañ, n'eus nemet ar yez noaz-pilh, evel eur gourener oc'h esa e nerz, krog-ouz-krog gant ar yezou all :

« — Betek lec'h oc'h aet, emezi, me 'yelo ivez !

« Ha setu perak ne vo Breizad ebet, o karout en e galon yez milvloaziek e vammvro, deut d'imp eus aochou pella an istor, evel war houlennou eur mor divent, n'eus Breizad ebet eta ha na lavaro, gant stad :

« — Mat an taol ! Diougan kaer a zo ganit, yez koz ! »

Diouz he zu, « BREIZ ATAO » a voul eur pennad mat, e galleg, diwar-benn al levr, ha na vo ket an hini diweza eus e rummad, ma vez kavet a-walc'h a Vrezoned emskiantek d'e brena.

## Dre ar c'helaouennou

Trugarekaat a reomp rener AR FALZ evit ar pennad hir a voul diwar-benn GWALARN hag e oberou. War bajenn diweza ar gelaouenn ec'h embanner eur baperenn-enklask a-zivout ar vugale a gomz ar brezoneg e skoliou Breiz Izel. Ar respontou a rank beza kaset kent ar 1-a a viz genver 1935. Mat e vefe marteze gortoz eun tammig pelloc'h, amzer d'ar c'helaouennou da vruda an enklask nevez-se, ken pouezus evit ar yez, hag amzer d'al lezireien a zo ac'hanomp holl da gas ar respontou.

BREIZ a ya atao war wellaat. Krog eo da embann niverennou 'zo war c'houec'h pajenn. Eur menoz mat eo ivez moula kontadennou berr gant skeudennou. Eur gelaouenn-bobl ha n'eus ket warni a skeudennou en hon amzer a zo barnet d'ar maro.

N'eo ket ar skeudennou a vank war FEIZ HA BREIZ ha FEIZ HA BREIZ AR VUGALE. Ar pennadou a zo ivez dudiusoc'h abaoe eun nebeut miziou. Emañ kosa kelaouenn vrezonek ar vro o klask nevezi. Heti a reomp d'ezi a greiz kalon berz mat, e-touez ar re vras koulz hag e-touez ar re vihan.

Setu amañ ar chomlec'hiou :

AR FALZ : an Ao. Sohier, Plourivo (K.R.133-46, Roazon) ; 10 lur ar bloaz.

BREIZ : L. Le Du, 13, place du Centre, Gwengamp (K.R.211-86, Roazon) ; 15 lur ar bloaz (pe 10 lur hepken evit tud 'zo).

FEIZ HA BREIZ : Ar Rener, Skrignag (K.R.21-802, Roazon) ; 13 lur ar bloaz.

FEIZ HA BREIZ AR VUGALE : hevelep chomlec'h ; 5 lur ar bloaz.

### « C'hoarierien Yann Gouer ».

Eur brezoneger eus strollad mistri-skol AR FALZ a zo o vont da sevel eur strollad c'hoarierien vrezonek. Peziou diwar-benn buhez ha mizer Yann Gouer eo a vo c'hoariet dreist-holl, ouspenn peziou fentus ha kanaouennou.

Klask a reer c'hoarierien, — gwazed ha merc'hed, — anezo brezonegerien akuit.



Goulenn a reer ivez kenlabourerez skrivagnerien vrezonek a youl vat, *da sevel,* pe da sikour sevel, *peziou-c'hoari nevez.*

Oberennou c'hoariva estren (kataloniat, iwerzonat, pe all) a garfed kaout, troet pe nann.

Skriva da : Boîte Postale 2, An Uhelgoad.

### « Geotenn ar Werc'hez »

A-benn diwez miz kerzu e vo peurvoulet eul levr kaer-tre, dastumet ennañ kontadennou Jakez Riou dindan an ano a : « *Geotenn ar Werc'hez* ». Eur blijadur e vo d'an holl lenn pe adlenn ar c'hontadennouse, a zo e-touez ar re vrava biskoaz savet en hor yez.

Setu aze eur prof dereat-kenañ da ober d'eur Breizad evit e zerou-mat. Eun nebeut niverennou hepken eus al levr a vo moulet.

Evit e gaout, kas eur paper-arc'hant (eur mandad) war-eeun d'an Ao. J. Riou, Boîte Postale 21, Brest. Priz dre ar post : 30 lur.

### Eur romant brezonek nevez

Hep dale e vo moulet eur romant nevez, « *An Tornaod* », gant Gournagil. Setu aze eun nevezinti hag a raio plijadur d'an holl. Rak da genta, brudet eo Gournagil evel unan eus ar skrivagnerien a oar ar gwella yez ar bobl, hag unan eus ar skrivagnerien ouizieka war eun dro diwar-benn ar yez lennegel. Moarvat eo barrek da ober an unvaniez gortozet abaoe pell 'zo etre an diou yez-se. D'an eil, n'eo ket bemdez

ma weler eur romant o tifluka diouz pluenn eur brezoneger. Daou abeg da veza laouen eta. Embannet e vo al levr e ti ar gazetenn « Breiz ».

**« Ruskenn Broereg »**

Dindan an ano a « Ruskenn Broereg » ez eus bet savet eur strollad gant eun nebeud studierien gatolik a vro Wened. Graet eo dreist-holl da studia ar yez. Setu amañ ar pez a skriv d'in unan eus izili ar strollad :

« Daoust d'hor youl vat, diaes eo d'imp ober rac'h an traou war hor penn hon-unan, hep levr ebet. Gouzout a ran emañ Breiz eun dra veo na gaver ket hepken el levriou ; neoac'h gallout a ra al levriou servij mat d'imp, — gallout a reont hor skoazia. Ha reve ma vimp desket pe desketoc'h diwar hor bro, e vimp ivez gouest pe gouestoc'h d'an abostolerez breizek goude. »

An dud a c'helle diouer eun nebeut levriou diwar-benn Breiz (yezoniez, istor, hag all) da rei d'an dud yaouank-se a zo pedet d'hen ober. Kas al levriou da WALARN o c'hortoz ma vo eur chomlec'h gant « *Ruskenn Broereg* ».

**E Kerne-Veur**

War niverenn c'hoañv ar gelaouenn OLD CORNWALL e lennomp eur varzoneg kernevek, « *An Edhen Huder* » (An Evn Toueller) ha notennou diwar-benn ar c'herneveg, gant R. Morton Nance.

E-touez traou dudius all, e kavomp war niverenn



KERNOW miz kerzu eur pennad anvet « *Ystory a Dhyfygyans an Tavas Kernewek* » (Istor Diskar ar Yez kernevek), hag a ziskler penaos ez eas ar yez da goll.

Setu amañ an abegou penna d'an diskar-se :

(1) *Fout lyen ha scryforyon a-alla dascor an tavas dhe'n os nessa* (Diouer a lennegez hag a skrivagnerien a c'helle lakaat ar yez da dremen d'an oadvez da heul).

(2) *Coll cowethyans ynter Kernow hà Breten Vyghan* (Koll an darempred etre Kerne-Veur ha Breiz-Vihan).

(3) *Coll hen-whethlow ha covathow coth.* (Koll an henvojennou hag hengouniou).

(4) *Gokyneth po nycyté, ha sygerneth yn-kever an termyn o passyes.* (Diskianterez pe sotoni, ha dizeblanted e-keñver an amzer baseet).

(5) *Pedry Kernewek dre dhegemeres geryow Sawsnek.* (Breina ar c'herneveg dre zegemer geriou saoznek).

(6) *An dus-jentyl ow-temedhy yn-mes a'n pow.* (An dudjentil o timezi er-maez eus ar vro).

(7) *Devedhyans a bup sort a alyons warnan.* (Donedigez a bep seurt a estrenien warnomp).

(8) *Fout Kernewek yn Gonys an Eglos.* (Diouer a ober gant ar c'herneveg e lidou an Iliz).

(9) *Fout gweres an dus-jentyl, hag y ow-scornya an voghosogyon, nep a-lenas orth an tavas coth.* (Diouer a warez a-berz an dudjentil, hag i oc'h ober fae war ar beorien, hag a zalc'has d'ar yez koz).

(10) *An Gwaryon-Merkyl ow-hedhy.* (Ar Peziou-c'hoari Santel o paouez).

**Klaoda Bernard ha Breiz**

An Ao. Doktor Y.M. Ar Go a embann war LA BRETAGNE A PARIS eur pennad diwar-benn eur pez-c'hoari, « *Arzur Vreiz* », savet en e yaouankiz gant ar mezeg bras gall Klaoda Bernard. Dellezek e vefe ar pez-se, eme oberour ar pennad-skrid, da veza troet e brezoneg.

**Geriou-Kroaz**

Eul lennerez a skriv d'imp da c'houlenn kaout geriou-kroaz war GWALARN adarre. Al lec'h hag an amzer eo a vank d'imp evit hen ober, ha n'eo ket ar youl-vat.

**« Brezoneg ar Vugale »**

Profou :
Dom Du Chauchix : 18 l. — An Ao. F. Moyse : 18 l. 25. — An Ao. Abad L. Ar Floc'h : 8 l. — An Ao. R. Delaporte : 20 l. — Mona Sohier : 28 l. 20. — en holl : 92 l. 45.
Chom a ra er c'hef : 93 l. 35.
War rouesaat ez a ar profou. Spi hon eus evelato e c'hellimp lakaat da adkoumananti e miz genver 14 bugel a zo bet kaset d'imp o anoiou evit KANNADIG GWALARN.

---

Evit kaout ho holl asurañsou marc'had-mat, skrivit d'an Ao. Des Déserts, 30, rue du Château, Asnières.



# LIESSKRIVADURIOU GWALARN

Kaset hon eus e-kerz miz kerzu al lizer-mañ da rakprenerien hol levriou. Evel ma c'hell beza talvoudus d'an holl a c'hell kaout c'hoant da rakprena, e voula a reomp amañ.

GWALARN, B.P. 75, Brest.

Aotrou, Itron, Dimezell,

Eun nebeut bloaveziou 'zo ho poa graet d'imp an enor da lakaat hoc'h ano war roll rakprenerien hol levriou. Er bloaveziou diweza-mañ, avat, ez eo aet war rouesaat hon embannaduriou. Daou abeg a oa da se : da genta, lakaet hon eus hon holl boan da wellaat ha da greski niverennou hor c'helaouenn ; d'an eil, re goustus e kavomp moula levriou ha na vezont gwerzet nemet d'eun nebeut tud hepken.

E-pad ar bloaveziou-se, koulskoude, ne ehane ket ar skrivagnerien da labourat. Labouriou talvoudus a zo bet savet evel-se, pouezus dreist evit amzer da zont ar brezoneg.

Bez' ez int dreist-holl labouriou yezoniez, studiadennou a-zivout ar brezoneg pe ar yezou keltiek all. Savet int bet da harpa ar re a venn mont dounoc'h en anaoudegez ar yez : studierien, kelennerien, pe lenneien a gemer o flijadur o pleustri war ar geltiegouriez.

Pa n'omp ket evit o moula, graet hon eus hor menoz d'o liesskriva : bez' e c'heller, hep koll arc'hant, liesskriva eun niver dister a skouerennou eus an hevelep oberenn.

LIESSKRIVADURIOU GWALARN ne vint ket gwerzet e-giz an embannaduriou all. Graet e vint evit ar rakprenerien, hag ar rakprenerien hepken. Eur wech klozet ar rakprenadeg, ne vo tu ebet d'o frena na d'o c'havout e neblec'h.

Embannet e vint a-strobadou, 10 pajenn e pep strobad. N'heller ket rakprena nebeutoc'h eget 5 strobad en eun taol. Priz ar 5 strobad a zo 10 lur. Ar re o deus c'hoant d'hor skoazella evit gwir a zo pedet, ma c'hellont, da rakprena 25 strobad war eun dro (50 lur).

An daou labour kenta da veza embannet a vo :

TENZOR AR GWENEDEG
gant Roparz Hemon
(war-dro 3 strobad)

GERIADURIG GALLEK-BREZONEK
AN TROIOU-LAVAR POBLEL
gant Roparz Hemon

An strobad kenta (amañ da heul eur skouer) a vo prest a-benn ar 15 a viz genver 1935. Klozet e vo ar rakprenadeg evit ar strobad-se d'an 8 a viz genver a-raok.

Gant gwella gourc'hemennou
GWALARN.

Notenn. — Kaset e vo d'eoc'h, war ho koulenn, eur roll eus ho kont (arc'hant paeet ganeoc'h ha levriou kaset d'eoc'h).

C. L. KERJEAN

# MENTONIEZ



sk. 10

**eul levr kaer**
**gant skeudennou**

**Prix : 12 lur**

Moulerez M. VIOLET, 17, ru d'Algesiras, Brest — *Ar Mérour* : Y. DRÉZEN

Priz : 16 real